WIKIPEDIA

# Saozneg Aostralia

**Saozneg Aostralia** (*Australian English* e saozneg eo an doare saozneg komzet en Aostralia. N'eus statud ofisiel ebet e bonreizh ar vro, met ar yezh ofisiel eo de facto.

Krog eo Saozneg Aostralia da zisheñvelekaat diouzh hini Breizh-Veur abaoe savidigezh trevadenn New South Wales e 1788 hag anavezet eo e zisheñvelidigezh abaoe 1820. C'hoarvezout a ra eus kej-mej annezerien deuet eus pevar c'horn ar Rouantelezh-Unanet, dezho rannyezhoù disheñvel ma teuas da gaout perzhioù dibar, en e c'heriaoueg, er pouezmouezhiañ, er yezhadur hag er skrivañ.

## Istor

Ur c'hard eus ar brizonidi kaset da Aostralia a oa Iwerzhoniz, dastumet gant ar polis saoz, pe en Iwerzhon pe zoken e Breizh-Veur. An darn vrasañ anezho pe ne ouient ket saozneg pe ne ouient ket kalz. Prizonidi all a oa ha ne ouient ket saozneg ivez, kaset eus Skos pe Kembre.

- En e levr *Two Years in New South Wales,* e skriv Peter Miller Cunningham, e 1827, e oa disheñvel saozneg ar vugale ganet er vro diouzh hini o zud deuet eus Europa, hag e santed levezon saozneg Londrez.
- Hervez Anthony Burgess e oa saozneg Aostralia tost da hini Londrez en amzer Dickens ("Australian English may be thought of as a kind of fossilised Cockney of the Dickensian era.")



Banjo Patterson, a savas Waltzing Matilda, kanaouenn leun a c'herioù eus Aostralia.